WIKIPEDIA

# Gourejen

Ar **gourejen** (*Bos primigenius*) a oa ur bronneg daskirier hag a veve en Europa, Azia ha Norzh Afrika. An tarv hag ar vuoc'h (*Bos taurus*) a zo stummoù doñvaet deveret eus ar gourejen.

Tri isspesad gourejened a oa : *Bos p. primigenius* en Europa ha Reter-Kreiz, *Bos p. namadicus* en India ha *Bos p. mauretanicus* e Norzh Afrika. En XIIIvet kantved e oa koazhet tiriad ar gourejened ha ne chome hiniennoù nemet e Polonia, Lituania, Moldavia, Treuzsilvania ha reter Prusia. Ar gourejen diwezhañ a vije marvet e 1627 e koadeg Jaktorów, Polonia. .

| Gourejen | |
|---|---|
| Extinct — Threatened — Least Concern: EX EW CR EN VU NT LC | |
| Aet da get | |
| **Rummatadur filogenetek** | |
| Riezad : | Animalia |
| Skourrad : | Chordata |
| Kevrennad : | Mammalia |
| Urzhad : | Artiodactyla |
| Isurzhad : | Ruminantia |
| Kerentiad : | Bovidae |
| Iskerentiad : | Bovinae |
| Genad : | *Bos (genad)* |
| **Anv skiantel** | |
| ***Bos primigenius*** **Bojanus, 1827** | |
| D'ar vevoniezh e tenn ar pennad-mañ. | |